# DEVOTION

## SCAPULÉR

# ER HUÉRHIÈS GLORIUS VARI.



É GUÉNÈD,

É TY J.-M. GALLES, MOLLOUR HA LIVROUR,

é ru er Préfectur.



# BREDIAH ER SCAPULÉR

PÉ

## PETIT-HABIT

## EN INTRON-VARJA-ER-MONT-CARMEL.

---

En nemb en dès er bonhéur de vout é brediah er Scapulér e zoug en hanhue inourabl a vrér pé a hoér hag a groaidur spécial er Huérhiès Vari. Guet ur vadeleah hemb par, hi er goarantou doh droug é dangérieu er horv ha ré en inean, drès peb-tra én ær ag er marhue.

Lodêc-é open é mérit ol œvreu mad er Harmèd, péré er sel èl unan ag ou Urh : guet er madeu spirituel-cé, ean e gavou secour bras é creis en trebilleu ag er vuhé-men, hag un assistance spécial én tan ag er purgatoér, mar bé condannet dehou.

Ni hun nès, aveit bout én gorto ag er græceu-cé, promesseu caër a berh er Huérhiès Vari. Sant Simon Stock e houlenné a huerço, dré bedenneu gredus, m'en devehé pliget guet-hi er hèmér, ean hag é Urh, idan hé frotection. Raccé un dé hi hum ziscoas dehou, guet ur Scapulér én hé dorn, én ul larèt : « Queméret, me mab a garanté, er » Scapulér ag hou ç'Urh, èl ur merche » splan a mem Brediah, èl ur græce » spécial eid oh hag eid ol er Harmèd. » En hani e varhuou doh en doug e vou » goarantet doh er flam éternel. Que» méret-ean : ur merche-é a salvedi» gueah, ur retirance vou é creis en » dangérieu, un assurance vou a beah, » hag a me frotection eid birhuiquin. »

Er promess-cé en dès groeit er Huérhiès de sant Simon Stock ne senefi quet neoah é vou salvet en nemb e zougou er Petit-habit, ne vern é péh stad é vou é inean én ær ag er marhue; mæs senefi e hra penaus er Vam-men a visericord e rei nezé d'hé hroaidur græccu vras eit mirèt doh-t-hou a verhuel é goal stad. Hag é vehé ret dehi gobér ur miracl eit pêllat ur goal accidant prest de gouéh ar nehou, pé eid asten é vuhé d'en hani clan, acelfin ma cavou en tu d'hum gonvertissein, er miracl-cé, hi er groéhé. Aveit méritein er secourieu-cé, n'en dé quet erhoalh bout é brediah er Scapulér; ret-é hoah mirèt en devérieu a grechén, pêllat doh er péhèd ha nepas hum laquat én dangér d'hum gavouèt ér stad a béhèd marhuel a pe zei er marhue. Gobér èl-cé e zou bout gùir servitour er Huérhiès Vari.

Open er promess-cé en doé bet groeit er Huérhiès de sant Simon Stock, hi e hras hoah un al d'en Tad santel er Pab

Yeban XXII. Hi e recommandas dehou Urh er Harmel ha brediah er Scapulér, hag e laras dehou : « .... Mar bé é misq » er Venéh ag er Harmel, pé ag er ver- » dér ag er Scapulér, ur ré-benac hag e » güittehé er bed-men guet péhedeu dré » béré é véritehent monnèt d'er purga- » toér, èl ou Mam truhéus, me zischen- » nou trema-z-hai, er hetan sadorn ar- » lerh ou marhue, hag er ré e gavein » inou, m'ou délivrou hag ou zennou » guet-n-ein d'er baraouis, d'er vuhé » éternel. »

Brediah er Scapulér e zou diazéet ar er gùellan ræsonieu ; 1° hag é gùirioné, sellet e hrér èl un inour bras en devout guet er brincèd titreu ha lihéreu a no-blance ; mæs en inour de zoug er mer-cheu splannan a brotection Rouannès en nean hag en doar e zou hilleih brassoh. Rac-cé, er ré ou dougou guet istim ha devotion en devou guet-hi ur recompance caër ag ou fidelité.

2° Er vrediah-men n'en dé quet bet

hemb quin istimet guet er grechénion simpl; ér ranqueu ihuellan ag en Ilis hag ag er ranteleaheu é ma bet respettet : Pabèd, Cardinalèd, Arhescobèd, Escobèd, Bêlean, Menéh, Empereurèd, Rouanné, tud abil, tud a noblance, querclous èl tud a vrézel, en dès sellet èl un inour aveit-hai receu Petit-habit Intron-Varia-er-Mont-Carmel.

3° En Ilis, péhani ne hel quet hum drompein, hag er ré e zou ér pèn a nehi en dès ean brudet dré er grechéneah ha dihuennet énep d'er ré en dès groeit disprisance a nehou. En Ilis hoah, péhani e zou trézolerès madeu spirituel en Eutru Doué, hum blige é vêlein er Scapulér, e gouvi peb-unan d'er hemér, ha rein e hra indulgeanceu caër de hounit d'en nemb e zou ér vrediah.

4° Anfin, en Eutru Doué ean-memb en dès groeit miracleu reih ha splan eit discoein é queméré é grad en devotion a Scapulér Intron-Varia-er-Mont-Carmel.

Open en deu bromess en dès groeit er

Huérhiès, hag e zou merchet ihuelloh, open indulgeanceu aral hemb nombr scrihuet ar el livr bras e hoarnér é ilis er Harmèd, sinet dré hanhue er Pabèd péré en dès ou accordet, guellein e hrér hoah gounit en indulgeanceu plénièr e yamb de laquat izelloh. Tennet-ind a ziar er registr a bapérieu er Harmèd, hag aprouvet dré er Pab én é visit apostolik a vlai er Jubilé 1825.

---

## INDULGEANCEU PLÉNIÉR

*E hel gounit er verdér ha hoéresèd a vrediah Scapulér er Mont-Carmel.*

En dé m'hum laquér ér vrediah.

Er hetan dé a vis guenvér, gouil Circoncision hur Salvér.

En eil dé a vis huavrér, gouil Maria-er-Chandelour.

En nandêcvèd dé a vis merh, gouil sant Jojeb.

Er buemvèd dé ar-n-uiguênd a vis merh, gouil Maria é merh.

Rieu hemb lid.

Rieu en Asçansion.

Er buemvèd dé a vis mai, gouil sant Ange, carm, martyr.

En huézêcvèd dé a vis mai, gouil sant Simon Stock, carm, covézour.

Er buemvèd dé ar-n-uiguênd a vis mai, gouil santès Mari-Madelén a Bazzy, carmesès, gùérhiès.

Er buarzêcvèd dé a véhuein, gouil sant Elisé, profæt.

En eil dé a vis gourhelin, gouil er Visitation.

En huézêcvèd dé a vis gourhelin, gouil Intron-Varia-er-Mont-Carmel, pé un dé én eihvèd.

En uiguêndvèd dé a vis gourhelin, gouil sant Eli, profæt.

En huéhvèd dé ar-n-uiguênd a vis gourhelin, gouil santès Anna.

Er seihvèd dé a vis-æst, gouil sant Albert, carm, covézour.

Er buemzêcvèd dé a vis-æst, gouil Maria-creis-Æst.

Er sul é eihvèd gouil Maria-creis-Æst, gouil sant Joachim.

En eihvèd dé a vis santambr, gouil Maria é santambr.

En nàuvèd dé ar-n-uiguênd a vis santambr, gouil sant Miquêl-Arhæl.

Er buemzêcvèd dé a vis gouil-miquêl, gouil santès Therès, carmesès, gùérhiès.

Er hetan dé ar-n-uiguênd a vis calan-gouyan, gouil Présantation er Huérhiès.

Er buarvèd dé ar-n-uiguênd a vis calan-gouyan, gouil sant Yehan-er-Groéz, carm, covézour.

En eihvèd dé a vis en avend, gouil Maria en avend.

Peb merhér ag er blai.

Én ær ag er marhue.

Aveit gounit en indulgeanceu-men é ma ret covessat, communiein ha pedein é ilis er Harmèd, revé intantioneu en Tad santel er Pab. Mà ne hellér quet monnèt de ilis er Harmèd, pedein er hovézour de rein d'emb un œvr benac aral d'hobér.

Anfin, ret-é ma vou beniguet er Petit-habit dré ur bélêg a Urh er Harmèd, pé dré ur bélêg aral hag en dès bet er bouvoér, meit ma ne vou quet couvand Carm erbet tost.

Ret-é en douguein perpet, noz ha dé, é pign doh er goug, ma vou un tu étré en discoai hag en tu aral ar er galon. Guellein e hrér neoah er huittat a pe hra diæzemant él labour; mæs ret-é er hemér quentéh arlerh : a vihannoh ne hounièr quet en indulgeanceu. N'en dé quet mad el laquat dré zan er gasal na gouriet doh en dillad.

Delien e hrér er gobér a zeu dam mihér dû pé brun hag e den doh er milén. Guellein e hrér laquat limageu er Huérhiès doh peb hani.

Mad-é merchein en hanhue ar registreu er vrediah; neoah n'en dé quet mui requis er gobér, èl m'en dès el laret en Tad santel er Pab Gregoér XVI, en dregonvèd dé a vis imbril 1838.

N'en dé requis beniguein nameit er

hetan scapulér; a pe vé achihue unan é hellér quemér un al. N'en dès peden erbet de larèt aveit gounit en indulgeanceu ag er vrediah ; peb-unan e lar er ré e gar; n'en dès chet péhèd erbet é vanquein dehai.

Er ré e ven en devout er bonheur de vout délivret ag en tan ag er purgatoér er hetan sadorn arlerh ou marhue, e zeli goarn er burtæt, revé ou stad, larèt office bihan er Huérhiès, ma n'en dint quet obliget de larèt office bras en Ilis. Ma ne houyant quet lein, ind e zeliou héli, er perhuéhan ma helleint, yuneu en Ilis ha gobér vigil d'er merhér. Ma ne hellant quet héli yuneu en Ilis na gobér vigil er merhérieu, ind en devou recour doh Supérior er Harmèd, pé doh ur hovézour ag en Urh, pé doh er bélêg en devou-ind recequet, pé anfin doh ur hovézour aviset mad, hag e chanjou dehai en œvreu-cé é œvreu aral æssoh.



# DEVOTION *

## SCAPULÉR ER HUÉRHIÈS

### Conceuet hemb péhèd.

## PÉ ER PETIT-HABIT GLAS.

N'en dès a dra-sur Petit-habit erbet préciussoh aveid hani er Mont-Carmel : er ré en doug en dès guet-hou ur merche a salvedigueah hag ur retirance é creis

* Scapulér er Huérhiès conceuet hemb péhèd e zou un devotion ha nepas ur vredlah.

en dangérieu. « *Signum salutis, salus in periculis.* »

Mæs en Ilis, péhani ne houlen meit rein a leih hé ol madeu spirituel d'er fidélèd, e gav perpet moyandeu caër d'ou henig dehai. Unan ag er moyandeu-cé e zou Scapulér er Huérhiès conceuet hemb péhèd. Deu-gand-deu-uiguênd vlai e zou a houdé m'en dès commancet d'hum streàu é misq er grechénion. Gouil Maria-er-Chàndelour, ér blai 1619, er Huérhiès Vari hag hé mab Jesus en doé prezet choége en inourabl Ursul Benincasa eid er brudein dré er bed. Ursul Benincasa, péhani en dès instituet urh el leannésèd Théatinèd é Napl, e zou bet, én hé amzér, ur verh santel bras, gredus de gârein Doué hag intampius eit salvedigueah er béherion. Sant Philip a Néri, péhani e varhuas puarzêc vlai quênt m'hi devoé bet hanàuedigueah ag er Scapulér glas, en doé bet eit-hi un istim bras a gaus d'hé buhé santel, ha goudé, er seihvèd dé a

vis-æst ér blai 1793, er pab Pie VI en dès disclæriet en hi doé pratiquet ur şante-leah ihuel.

De guetan, a p'en doé Ursul brudet Scapulérieu er Huérhiès conceuet hemb péhèd, hi-memb ou groé hag ou ré d'er ré ou goulenné guet-hi. Hé goudé-hi, hé leannésèd e bré er memb tra. A ziar en dra-zé, é huélèt en devotion-men é cresquein bamdé, er pab Clémant X, dré ul lihér apostolik, groeit d'en dre-gondvèd dé a huenvér ér blai 1671, e ras er bouvoér d'er Vêlean théatinèd de veniguein Petit-habiteu glas. Er pab Clémant XI, dré ul lihér apostolik ehué, groeit en deuzêcvèd dé a vis mai ér blai 1710, en dès assuret é talhé de rein er memb pouvoér, hag open é ré indulgeanceu de bounit. Anfin er pab Pie IX, dré ul lihér apostolik aral hoah, groeit en nandêcvèd dé a vis santambr, ér blai 1851, e zisclæri é ra er memb pouvoérieu hag billeih a indulgeanceu. Ne vern péh bélég e hel en devout bermen er

bouvoér de veniguein er Petit-habit glas a p'er goulen guet Supérior-general en Théatinèd a Rom.

Er péh e houlennér guet er fidélèd, péré en dès bet receuet Scapulér er Huérhiès conceuet hemb péhèd, e zou ma lareint pedenneu gredus d'en Eutru Doué eit ma zei er gueih béherion de feahein ou acustumanceu méhus, de dorrein er goal deicheu péré ou dalh én dalledigueah ag er fallanté ha m'hum laqueint anfin de virèt er vertu caër a burtæt.

N'en dès peden erbet merchet de hanni aveit quement-cé; peb-unan e hel larèt er ré e blijou guet-hou, revé é zevotion, pé revé en avis e vehé reit dehou, pé hoah e chonjou nehou bout gùel aveit gounit muyoh-mui grad-vad er Huérhiès beniguet. Sant Andreu Avellin e gonseillé deuzêc *Ave, Maria* é inour er Huérhiès ha tri *Gloria Patri* é inour en Drindèd. Mæs er pedenneu ordinær e lárér bamdé, ul lusq benac

trema Doué, eit goulen conversion er béherion, e hel chervige eid aqùittein en devotion ag er Petit-habit glas.

Anfin goulen e hrér guet er ré en doug ma hoarneint ou inean pur a bep sort péhèd, ma hélieint er vertuyeu ag ou stad, ha ma zalheint de gârein ha d'inourein er Huérhiès conceuet hemb péhèd. Mæs, a ol er péh e houlennér, n'en dès nitra idan boén a béhèd.

Scapulér er Huérhiès conceuet hemb péhèd e zeli bout groeit a zeu dam mihér glas-sclær. Ar unan a nehai é laquér limage er Huérhiès conceuet hemb péhèd; ar en al limage er Huérhiès, guet hé mab Jesus étré hé divréh. Avel-cé en ou groé en inourabl Ursul, hag avel-cé ehué é lar lihéreu apostolik er Pabèd é teliér ou gobér.

Ne vern péh sort lihue en devou el limageu-cé. Douguein e hrér er Petit-habit glas èl hani er Mont-Carmel, de larèt-é, ret-é ma vou un tu a nehou étré en discoai hag en tu aral ar er

galon ; ha hellein e hrér staguein en deu petit-habit-cé doh er memb nahéèn.

---

INDULGEANCEU PLÉNIÉR

*Hag e hel gounit er ré en dès receuet Scapulér er Huérhiès conceuet hemb péhèd.*

En Tad santel er Pab Gregoér XVI en dès bet ou aprouvet, en deuzêcvèd dé a hourhelin 1845, hag en Tad santel er pab Pie IX, er seihvèd dé a véhuein 1850, en dès disclæriet é hellér ou gounit eid er ré tremeinet.

En dé ma receuér er Petit-habit glas.

Er gouilieu principal, péré e zou inouret é urh er Vêlean théatinèd, èl mei dé :

Er buarvèd dé ar-n-uiguênd a vis merh, gouil en eurus Jojeb-Mari, cardinal Thomasius, covézour ;

En deuzêcvèd dé a vis imbril, dé penblai canonization sant Cajètan a Dhien, Patriarche en Théatinèd ;

Er seitècvèd dé a véhuein, gouil en

eurus Paul, cardinal Bural, escob ha covézour;

Er seihvèd dé a vis-æst, gouil sant Cajétan, covézour;

Er buarzêcvèd dé a vis santambr, gouil Exaltation er Groéz, dé é péhani é ma bet instituet urh en Théatinèd;

En dêcvèd dé a vis calan-gouyan, gouil sant Andreu Avellin, covézour;

En drizêcvèd dé a vis en avend, gouil en eurus Yehan Marinon, covézour;

En dé ma lar ur bélêg é guetan overen, mar doug er Petit-habit glas;

En ær ag er marhue;

Ur huéh ér blai, a pe hrér ur retrèd;

Peb quetan sul ag er mis;

Peb sadorn a goareis;

Sul ha gùinér er Bassion;

Merhér, rieu ha gùinér er Suhun-Santel;

Gouilieu er Huérhiès : gouil Maria en avend, gouil Maria é santambr, gouil Maria é merh, gouil Maria-er-Chandelour ha gouil Maria-creis-Æst;

En nandêcvèd dé a vis merh, gouil sant Jojeb, priêd er Huérhiès Vari ;

Er puemb gouil bras-men : dé Nendelêc, sul Vasq, rieu en Asçansion, sul er Pantecoust ha sul en Drindèd ;

En drivèd dé a vis mai, gouil Invantion er Groéz ;

Er buarvèd dé ar-n-uiguênd a véhuein, gouil sant Yehan-er-Badéour ;

En nàuvèd dé ar-n-uiguênd a véhuein, gouil sant Pièr ha sant Paul ;

En dehuéhan sul a hourhelin ;

En eil dé a vis-æst, gouil Intron-Varia-en-Ælèd, pé er *Portioncule* ;

En eihvèd dé ar-n-uiguênd a vis santambr, gouil sant Augustén ;

En nàuvèd dé ar-n-uiguênd a vis santambr, gouil sant Miquêl-Arhæl ;

En eihvèd dé a vis gouil-miquêl, gouil en Ælèd-Gardién ;

Er buemzêcvèd dé a vis gouil-miquêl, gouil santès Therès ;

Er hetan hag en dehuéhan dé ag un nàuvèd, pèhani e vehé groeit é raug Nendelêc ;

É unan ag en déieu a valardé, mar bé er Sacremant ar en autér.

Indulgeance er Stationeu a Rom eid en avend, er hoareis, er rogationeu, etc., èl m'en dint merchet ér missel, mar visitér en déieu-cé ilis en Théatinèd ha mar pedér revé intantioneu en Tad santel er Pab.

Dihue huéh ér mis : indulgeance er seih ilis vras a Rom, meit ma vou pedet Doué dirac seih autér é ilis en Théatinèd.

*Er seih ilis vras a Rom e zou : Sant-Pièr ér Vatican, Sant-Paul ha Sant-Bastièn (én tural a vurieu er guér), Sant-Yehan-a-Latran, er Groéz-santel-a-Jerusalem (én tural ag er vurieu), ha Santès-Mari-Majeur.*

Dihue huéh ér mis hoah en indulgeanceu e hounièr é visitein Bé hur Salvér hag en Doar-Santel a Jerusalem, mar pedér é ilis en Théatinèd.

En Tad santel er Pab Pie IX, en deuzêcvèd dé a vis calan-gouyan 1849, en dès disclæriet penaus er vêlean, hag e lar

en overen eid er ré tremeinet, e zougué er Petit-habit glas, en devehé gouniet aveid en ineaneu-cé indulgeance un autér *privilégiet*, ne vern mèn é offreint er sacrefice.

Anfin, en drivèd dé a vis en avend 1847, er memb Pab Pie IX en dès accordet d'er ré e zoug Scapulér er Huérhiès conceuet hemb péhèd er græce de hounit rah en indulgeanceu merchet ihuelloh, ne vern é péh ilis, ér broïeu é péré n'en dès chet a Dhéatinèd.

Aveit gounit en indulgeanceu-cé, é ma ret covessat, communiein ha pedein un tamig amzér benac, ne vern é péh ilis pé chapél, meit ma vou én-hai un autér consacret d'er Huérhiès.

Dré ur græce hemb par, diazéet ar gonzeu splan er Pabèd, er ré en dès receuet er Scapulér glas, mar larant huéh *Pater*, huéh *Ave*, *Maria* ha huéh *Gloria Patri* é inour en Drindèd-Santel hag é inour er Huérhiès conceuet hemb

péhèd, aveit ma cresquou muyoh-mui puissance en Ilis ar en doar, ma tistreàhou lézenneu en hérétiquèd é misq en dud ha ma talhou er peah hag er garanté étré er Brincèd crechénion. Mar ou devé en intantioneu-cé, ind e houniou, sel-gùéh m'ou lareint, indulgeanceu er seih ilis vras a Rom, ré Intron-Varia-en-Ælèd é Assise, pé er *Portioncule*, ré en Doar-Santel ha ré Ilis Sant-Jaqa Gompostel, é Spagn. Aveid ou gounit, é ma ret bout ér stad a hræce Doué; mæs n'en dé quet requis covessat, na communiein, na larèt peden erbet aral.

En Tad santel er Pab Pie IX, er buarzêcvèd dé a vis imbril 1856, en dès disclæriet penaus en indulgeanceu-cé e hel bout gouniet eid er ré tremeinct.



